# GWALARN

## HA KANNADIG GWALARN

# KONTADENNOU A VRO-SKOS

LEVRENN I

81

EOST 1935

# KONTADENNOU A VRO-SKOS

(LEVRENN I)

lakaet e

" BREZONEG EEUN "

gant

Roparz Hemon

## DIWAR-BENN AR « BREZONEG EEUN »

Brasa kemm a zo etre ar brezoneg boutin hag ar « Brezoneg Eeun » eo hemañ :

Ar brezoneg boutin a zo ennañ eun niver bras a c'heriou, hag an niver-se a c'hell atao beza kresket.

Ar « Brezoneg Eeun » a zo diazezet war eun niver bihan-tre a c'heriou (1047 en holl), hag an niver-se ne c'hell ket beza kresket, war zigarez ebet.

Bep gwech eta ma lakaer en eur pennad savet e « Brezoneg Eeun » eur ger « e-maez ar roll », e tleer, dre lealded e-keñver an dud n'o deus desket nemet ar « Brezoneg Eeun », diskleria ar ger-se. An diskleriadur a c'hell beza roet e brezoneg, pe en eur yez all, galleg, da skouer.

Koulskoude, an darn vrasa eus an anoiou tud, an anoiou lec'hiou hag an anoiou damheñvel ouz geriou gallek (evel : « salud, satin, prometi, dousen », hag all) n'eus ket ezomm o diskleria.

## RAKLAVAR

Ar c'hontadennou-mañ a zo tennet eus an dastumad embannet gant J. Mac Dougall e 1891 e ti David Nutt, Londrez, er yez skosek, gant eun droidigez saoznek.

Lakaet int bet ganin e brezoneg, ha n'eo ket troet, daoust m'oun chomet tost a-walc'h d'ar skrid skosek, pa c'hellen.

Ar re a lenno anezo a vo souezet, evel m'oun bet, gant o braventez, trec'h da vraventez kontadennou ar poblou all.

Ha kompren a raint, sur, pegen talvoudus eo labour « Gwalarn », o rei d'ar Vrezoned, tamm-ha-tamm, en o yez, teñzoriou ar Gelted koz.

R. H.

TAOLENN

Pajenn



# Penaos e kavas Finn e gi

Eun deiz e oa Finn hag e dud war eun dorgenn o chaseal, ha laza a rejont kalz loened. Neuze ez ejont er goudor da azeza, en doare ma c'hellent gwelout n'eus forz piou hep beza gwelet.

Tra ma edont evel-se, setu ma reas Finn eur sell etrezek ar mor. Eno e oa eur vag o tont rag-eeun d'an aod e traoñ an dorgenn. Kerkent ha ma touaras ar vag, eur Paotr Yaouank Bras a lammas war an traez, hag a sachas ar vag war e lerc'h betek ar geot. Neuze e pignas gant an dorgenn, ken na zegouezas el lec'h ma edo Finn hag e dud.

Saludi a reas Finn ha Finn a saludas anezañ. Finn a c'houlennas outañ eus pelec'h e teue ha petra a felle d'ezañ. Respont a reas e oa bet o veaji er gwall amzer a-hed an noz, rak edo o koll e vugale, ha den ebet, a lavared, ne vije evit o savetei nemet Finn, roue ar Fianned.

Hag e lavaras da Finn :

« Ret e vo d'it mont, a-raok d'it beza debret tamm, pe evet banne, pe serret eul lagad da gousket. Ma ne rez ket e vi dalc'het gant seiz stag hud (1), a lakaan warnout bremañ. »

O veza lavaret kement-se, ar Paotr Yaouank Bras a droas kein d'ezo, hag a ziskennas gant an dorgenn evel ma oa pignet. O tont d'e vag, e lakaas e skoaz

(1) hud : *magie*.

outi, hag e vountas anezi er mor. Neuze e lammas enni, ha kuit ken na voe mui gwelet.

Finn a chomas gwall nec'het, abalamour d'ar seiz stag hud a oa bet lakaet warnañ. Ret e oa d'ezañ mont, pe vervel. Ha ne o·ie ket da belec'h mont na petra ober. Kenavo a lavaras d'e dud, ha diskenn betek ribl ar mor. Eur wech degouezet eno, ne oa ket evit kerzout pelloc'h dre an tu m'en devoa gwelet ar Paotr Yaouank Bras o vont kuit. Setu perak ez en em lakaas da vale a-hed an aod. Ne oa ket aet pell, pa welas seiz den o tont etrezek ennañ.

Pa voe deut ar seiz den tost d'ezañ, Finn a c'houlennas ouz an hini kenta da betra e oa mat. An den a respontas e oa eur C'halvez (2) dispar.

« Petra a c'hellez ober ? » eme Finn.

« Me a c'hell, gant eun taol hepken, ober eul lestr bras gant an tamm koad a welez aze ».

« Mat a-walc'h out », eme Finn. « Tremen a c'hellez ».

Neuze e c'houlennas ouz an eil den da betra e oa mat. An den a respontas e oa eun Heulier dispar.

« Petra a c'hellez ober ? » eme Finn.

« Heulia a c'hellan an houad gouez war vegou an nao houlenn e-pad nao devez ».

« Mat a-walc'h out », eme Finn. « Tremen a c'hellez ».

Neuze e c'houlennas ouz an trivet den da betra e oa mat. An den a respontas e oa eur C'hroger dispar.

« Petra a c'hellez ober ? » eme Finn.

« Pa grogan en eun dra bennak, ne ziskrogan ken dioutañ, nemet dont a rafe va divrec'h eus va diouskoaz ».

« Mat a-walc'h out », eme Finn. « Tremen a c'hellez ».

Neuze e c'houlennas ouz ar pevarvet den da betra e oa mat. An den a respontas e oa eur Pigner dispar. »

« Petra a c'hellez ober ? » eme Finn.

« Me a c'hell pignat a-hed eun neudenn seiz betek ar stered. »

« Mat a-walc'h out », eme Finn. « Tremen a c'hellez ».

Neuze e c'houlennas ouz ar pempvet den da betra e oa mat. An den a respontas e oa eul Laer dispar.

« Petra a c'hellez ober ? » eme Finn.

« Me a c'hell laerez eur vi digant an herlegon (3), hag heñ o sellout ouzin gant e zaoulagad. »

« Mat a-walc'h out », eme Finn. « Tremen a c'hellez ».

Neuze e c'houlennas ouz ar c'houec'hvet den da betra e oa mat. An den a respontas e oa eur C'hlever dispar.

« Petra a c'hellez ober ? » eme Finn.

« Klevout a c'hellan ar pez a lavarer e penn pella an Douar. »

« Mat a-walc'h out », eme Finn. « Tremen a c'hellez. »

Neuze e c'houlennas ouz ar seizvet den da betra e oa mat. An den a respontas e oa eun Tenner dispar.

« Petra a c'hellez ober ? » eme Finn.

(2) kalvez : *charpentier.*

(3) herlegon : *héron.*

« Me a c'hell treuzi eur vi gant eur bir (4) keit ha ma c'hell mont ».

« Mat a-walc'h out », eme Finn. « Tremen a c'hellez ».

Kement-se a roas kalon da Finn. Trei a reas etrezek ar C'halvez, hag e lavaras d'ezañ :

« Diskouez 'ta pegen ampart out, va faotr ».

Hag ar C'halvez da vont d'an tamm koad ha da skei eun taol. Setu al lestr graet kerkent.

Finn a c'hourc'hemennas d'ar seiz den mora al lestr. Senti a rejont ha pignat holl warnañ.

Neuze, Finn a lavaras d'an Heulier sevel war benn a-raok al lestr da ziskouez e ampartiz. Diskleria a reas d'ezañ penaos e oa deut ar Paotr Yaouank Bras ha perak e oa ret mont war e lerc'h. Finn e-unan a grogas er stur. An Heulier a lavare d'ezañ mont en tu-mañ-tu, hag evel-se e rejont hent hep gwelout an douar betek an noz. Edo o nozi pa weljont eun aod dirazo en deñvalijenn. Hag i eeun betek ennañ. Degouezet d'an douar, dilestra a rejont ha sacha o lestr war ar sec'h.

Neuze e weljont eun ti bras ha kaer en draonienn a-us d'an aod. E oant o vont d'an ti, pa zeuas ar Paotr Yaouank Bras etrezek enno. Hag heñ da redek ha da starda Finn etre e zivrec'h, o lavarout :

« O te, ar muia-karet eus holl dud ar bed, deut out ? »

« Ma vijen-me ar muia-karet eus holl dud ar bed », eme Finn, « ne vijes ket bet ken kriz em c'heñver. »

« Roet em eus d'it an tu da zont betek amañ », eme

(4) bir : *flèche.*



ar Paotr. « Ganin-me eo bet kaset ar seiz den d'az kaout ».

Pa voent degouezet dirak an ti, ar Paotr Yaouank Bras a bedas Finn hag ar seiz den da vont e-barz. Eur wech aet e-barz e kavjont kalz da zebri ha da eva.

Pa voe torret d'ezo o naon hag o sec'hed, ar Paotr Bras a gomzas ouz Finn evel-hen :

« C'houec'h vloaz 'zo henoz », emezañ, « e voe ganet eur bugel d'in. Kerkent ha ma teuas ar bugel war an douar, eun Dourn bras a ziskennas dre ar siminal hag a gasas ar bugel gantañ. Tri bloaz 'zo henoz e c'hoarvezas heñvel. Henoz, emaoun o vont da gaout eur bugel all, hag heñvel a c'hoarvezo, sur a-walc'h. Lavaret eo bet d'in n'eus den nemedout er bed holl a c'hell difenn va bugale, ha kalon am eus bremañ, peogwir em eus da gavet ».

Finn hag ar seiz den, skuiz-maro, a goueze gant ar c'housked. Rak se e lavaras Finn d'ar re all en em astenn war al leur ; edo o vont, heñ e-unan, da ziwall an ti. Ober a rejont. Finn a chomas azezet e-kichen an tan. Tamm-ha-tamm e c'houneze ar c'housked warnañ. Bez' e oa eur varrenn houarn en tan, ha bep tro ma veze e zaoulagad o serri, e plante ar varrenn e-kreiz e zourn. Evel-se e chome dihun.

War-dro hanternoz, ar bugel a voe ganet. Kerkent e tiskennas an Dourn dre ar siminal.

Finn a c'halvas ar C'hroger. Hemañ a savas hag a grogas en Dourn. Sacha a reas war an Dourn, ha tenna anezañ betek an daoulagad er-maez eus ar siminal. An Dourn a sachas war ar C'hroger hag a gasas anezañ d'an nec'h betek e ziskoaz. Ar C'hroger a sachas war an Dourn adarre hag a dennas

anezañ er-maez betek ar gouzoug. An Dourn a sachas war ar C'hroger hag a savas anezañ betek e c'houriz. Ar C'hroger a sachas war an Dourn hag a dennas anezañ e-barz ar gambr betek an divrec'h. An Dourn a sachas war ar C'hroger hag a savas anezañ betek e ziouhar. Neuze e sachas ar C'hroger war an Dourn ken kreñv ha ma c'hellas, hag e teuas krenn diouz ar skoaz. Ha pa gouezas war al leur, nerz seiz marc'h a oa ennañ. Met ar ramz a oa en tu all d'an ti a lakaas e zourn all e-barz ar siminal hag a bakas ar bugel.

Holl e voent nec'het. Finn a lavaras koulskoude : « N'eus netra kollet evit c'hoaz. A-raok goulou-deiz ez aimp war-lerc'h ar ramz ».

Ne oa ket savet an heol pa 'z ejont d'an aod. Hag eno mora al lestr ha lammat e-barz. Ober hent a rejont adarre, hag eur wech an amzer e lavare an Heulier da Finn mont en tu-mañ pe en tu all. E-pad pell ne weljont netra nemet ar mor bras dirazo. E oa an heol o vont da guz pa welas Finn eur poent du dindan an oabl. Re vihan e oa da veza eun enezenn ha re vras da veza eul labous. Teñval e oa pa zegouezjont eno. Hag e oa eur roc'h, warni eur c'hastell, krec'hin-siliou (5) oc'h ober an doenn anezañ.

Diskenn a rejont war ar roc'h. Kaer o doa sellout ouz ar c'hastell, ne oa na dor na prenestr warnañ. En diwez e weljont an nor. E-kreiz an doenn e oa. Ha ne ouient ket penaos sevel betek eno, ken risklus e oa ar c'hrec'hin.

Met ar Pigner a c'harmas :

« Ne vin ket pell o pignat betek eno ».

(5) siliou : *anguilles.*



Hag e lammas etrezek ar c'hastell, hag e voe war an doenn ken buan. Sellout a reas dre doull an nor, o teurel evez mat ouz pep tra a-raok diskenn da gaout e vignoned.

Petra en doa gwelet, a c'houlennas Finn. Respont a reas en doa gwelet eur ramz bras astennet war eur gwele, eur c'holoenn seiz warnañ hag eur c'holoenn satin dindanañ, hag en e zourn digor eur bugelig kousket-flour. Ha war al leur e oa daou baotrig o c'hoari gant boullouigou aour hag eur voull arc'hant. Hag e oa eur giez vras war an oaled, ha daou gi bihan en he c'hichen.

Finn a lavaras :

« Ne ouzon ket penaos savetei ar vugale ».

Al Laer a respontas :

« Ma c'hellan mont e-barz ne vin ket pell ».

« Sav war va diskoaz », eme ar Pigner, « ha kas a rin ac'hanout betek an nor ».

Al Laer a reas evel-se hag a yeas e-barz ar c'hastell.

Kerkent e tiskouezas petra a c'helle ober. Laerez a reas da genta ar bugelig a oa o kousket e dourn ar ramz. Neuze e laeras an daou baotrig a oa o c'hoari war al leur. Goude se e laeras ar c'holoenn seiz a oa war ar ramz hag ar c'holoenn satin a oa dindanañ. Laerez a reas ar boullouigou aour hag ar voull arc'hant. En diwez e laeras an daou gi bihan a oa e-kichen ar giez war an oaled. Ar re-mañ a oa ar pep priziusa eus kement a wele e-barz. Hag o lezel ar ramz kousket ez eas kuit.

An holl draou laeret a voe lakaet war al lestr. Ha neuze mont en hent. Ne oa ket aet pell al lestr pa savas ar C'hlever, o lavarout :

« Me a glev anezañ ! »

« Piou a glevez ? » eme Finn.

« O tihuni emañ », eme ar C'hlever, « ha ne gav ket an traou a zo bet laeret digantañ. Droug bras a zo ennañ. Emañ o kas ar giez war hol lerc'h, ha ma ne fell ket d'ezi mont, emezañ, ez aio e-unan. Met ar giez eo a zo o tont ».

Damc'houde, o sellout en a-dreñv, e weljont ar giez o tont war neuñv. Edo o faouta ar mor en eur skigna flammou ruz a bep tu. Ar spont a grogas er wazed. Finn a soñjas eur pennadig. Ma vije taolet unan eus an daou gi bihan en dour, marteze ne daje ket pelloc'h. Taolet e voe ar c'hi, hag evel-se e c'hoarvezas. Ar giez a yeas kuit gant ar c'hi bihan, hag an holl a voe laouen.

Met nebeut goude, ar C'hlever a savas en eur grena hag a lavaras :

« Me a glev anezañ ! »

« Penaos ? » eme Finn.

« Emañ o kas ar giez war hol lerc'h, ha peogwir ne fell ket d'ezi mont, emañ o tont e-unan ».

O klevout se, ne voent mui evit distrei o sellou diouz tu a-dreñv al lestr. En diwez e weljont ar ramz, hag ar mor bras ne save ket uheloc'h eget e c'houriz. Ar spont a grogas enno adarre.

Finn a soñjas neuze en e zent. Bep gwech ma lakae e viz dindan e zent e ouie kement tra a oa er bed holl. Gouzout a reas evel-se n'helle ket ar ramz mervel, nemet toullet e vije eur blustrenn (6) a oa war e zourn.

(6) plustrenn : merk war ar c'hroc'hen.



« Ma c'hellan teurel eur sell ouz ar blustrenn-se », eme an Tenner, « oun sur da baka anezañ ».

Ar ramz a gerze buan en dour etrezek enno. Sevel a reas e zourn, dare da gregi e beg ar wern evit kas al lestr d'ar strad. Pa voe an dourn uhel en aer, an Tenner a welas ar blustrenn hag a dennas eur bir kerkent. Ar bir a dreuzas ar blustrenn, hag ar ramz a gouezas maro war ar mor.

Neuze e voent holl laouen-bras, rak n'o doa aon ebet mui da gaout. Distrei d'ar c'hastell a rejont. Al Laer a laeras ar c'hi bihan adarre. Ac'hano ez ejont da di ar Paotr Yaouank Bras.

Hemañ a zeuas etrezek enno, hag o welout e vugale, e taoulinas dirak Finn :

« Peseurt gopr a fell d'it ? » emezañ.

Finn a respontas ne felle d'ezañ gopr ebet, nemet unan eus ar chas bihan da zibab.

« An dra-se az po », eme ar Paotr, « ha kalz muioc'h c'hoaz mar kerez ».

Met Fionn n'en doa ezomm eus netra nemet ar c'hi bihan. Ar c'hi-se a voe graet Bran anezañ, ha Ki-Glas eus e vreur, hag a chomas gant ar Paotr Yaouank Bras.

Ar Paotr Yaouank Bras a gasas Finn hag ar seiz den d'e di, hag eno e voe aozet d'ezo eur pred a zoare, hag a badas deiz ha bloaz. Ha ma ne voe ket an devez diweza an devez gwella, ne voe ket an devez gwasa kennebeut.

Setu penaos e saveteas Finn bugale ar Paotr Yaouank Bras, ha penaos e kavas Bran, e gi.

# Penaos e voe kollet Ki-Glas

*Ar gontadenn-mañ a oa bet ankounac'haet gant an dud koz a zisplegas ar c'hontadennou da J. Mac Dougall. Eun den hepken a c'hellas lavarout d'ezañ berr-ha-berr pez a oa enni :*

Eun deiz ma edo ar Paotr Yaouank Bras o vale a-hed an aod, e voe taget gant gwazed eus bro Lec'hlenn (1), deut eno gant eul lestr. Da virout na vije lazet, e rankas rei Ki-Glas d'an estrenien. Deut en-dro en o bro, ar re-mañ a roas ar c'hi d'o roue. Met Ki-Glas a gouezas klañv gant ar glac'har, o veza rannet diouz e vestr. Ret e voe distaga anezañ, hag e lezel da redek e gouez e Traonienn Vras Lec'hlenn.

(1) Lec'hlenn : ano keltiek Skandinavia.



# Penaos e voe kavet Ki-Glas adarre

Eun deiz e oa aet Finn hag e dud da chaseal, ha kalz loened o doa lazet. E oant tost da vont d'ar gêr, pa weljont eur Paotr Hir o tont d'al lec'h ma edont. O tegouezout dirak Finn, e saludas anezañ, ha Finn a respontas en hevelep doare.

Neuze e c'houlennas outañ a belec'h e teue ha petra a glaske.

« O tont eus ar sav-heol hag eus ar c'huz-heol emaoun, hag e klaskan eur mestr », eme ar Paotr.

« Ezomm eus eur mevel am eus », eme Finn. « Peseurt gopr a fell d'it kaout a-benn warc'hoaz penn bloaz ? »

« Ne c'houlennan ket kalz », eme ar Paotr. « Goulenn a ran hepken diganit dont d'eur fest (1) e palez roue Lec'hlenn. Ha ret e vo d'it dont hep ki na den, hep leue na bugel, hep kleze (2) nag enebour. »

Finn a gemeras ar Paotr, ha servijet mat e voe gantañ betek antronoz penn bloaz.

En deiz diweza, diouz ar mintin, ar Paotr Hir a c'houlennas ouz Finn ha plijet e oa bet gantañ. Finn a respontas e oa bet plijet.

(1) fest : *festin* .
(2) kleze : *épée.*

« Ma ! » eme ar Paotr, « e gortoz oun bremañ da gaout va gopr. Deus ganin, evel m'ec'h eus prometet d'in ».

« Mont a rin ganit », eme Finn.

Finn a lavaras d'e dud e ranke mont diouto, ha ne ouie ket pegoulz e teuje en-dro.

« Met », emezañ, « ma n'oun ket distro warc'hoaz penn bloaz, an hini ac'hanoc'h na vo ket o lemma e gleze a dleo beza o kroumma e wareg (3), dare da vont da Lec'hlenn d'ober d'an estrenien paea ker va maro ».

Neuze e lavaras kenavo, ha mont d'e di.

E-barz e di e kavas e furlukin (4) azezet e-tal an tan.

« Ha keuz a zo ganit, va faotr », eme Finn, « o welout ac'hanoun o vont kuit ? »

« Keuz a zo ganin, va mestr », a respontas ar paotr en eur ouela, « ouz da welout o vont en tu-se. Met ma kerez e roin d'it eun ali ».

« Gwir, den paour », eme Finn, « alies eo bet harpet eur roue gant eun ali tarzet e penn eur furlukin. Lavar d'in da ali eta ».

« Setu amañ va ali », eme ar paotr. « Kas ganit chadenn da gi Bran ez kodell. Ar chadenn-se n'eo ket eur c'hi, nag eun den, nag eul leue, nag eur bugel, nag eur c'hleze, nag eun enebour. Bez' e c'hellez eta he c'has ganit ».

« Hag a rin neuze, den paour », eme Finn o vont kuit.

(3) gwareg : *arc.*
(4) furlukin : *bouffon.*



Kavout a reas ar Paotr Hir ouz e c'hortoz e-kichen an nor.

« Prest out ? » eme ar Paotr.

« Prest oun » eme Finn. « Met te a ranko mont a-raok, peogwir ez anavezez gwelloc'h an hent egedoun ».

Ar Paotr Hir a yeas en hent, ha Finn war e lerc'h. Ha d'ezañ beza skañv e droad, poan en doa Finn o heulia ar Paotr. Pa veze hemañ o vont a-ziwar wel en toull etre daou venez, e veze Finn hepken o tont a-wel en toull etre an daou venez a-raok. Hag evel-se betek ar penn.

Degouezout a rejont e palez roue Lec'hlenn. Finn a azezas, nec'het ha skuiz-maro. Met e-lec'h aoza eur fest d'ezañ, edo roue Lec'hlenn ha pennou ar bobl bodet da c'houzout penaos e lakaat d'ar maro. Unan a lavare e grouga, unan a lavare e leski, unan all a lavare e veuzi. En diwez e savas eun den, hag a lavaras ne oa ket evel-se e rankjed e laza. An holl a droas etrezek ennañ, hag a c'houlennas outañ peseurt maro a vije krisoc'h ha mezusoc'h c'hoaz eget ar re all.

« Setu », eme an den. « Mont a raimp gant Finn betek an Draonienn Vras. Hag eno e vo dilezet ganimp. Ha taget ha lazet e vo gant Ki-Glas, ne vo ket pell. Ha gouzout a rit, ha gouzout a ran, n'eus ket evit eur Fiann eur maro mezusoc'h eget beza lazet gant eur c'hi ».

An holl a stlakas o daouarn neuze, hag a lavaras e oa evel-se e ranke mervel.

Kaset e voe Finn ganto betek an Draonienn Vras. Ne gredjont ket mont re bell en Draonienn, rak buan e voe klevet ar c'hi o yudal. Ar pella ma weljont

anezañ, e lavarjont e oa poent d'ezo tec'hout. Hag i kuit d'ar red, o lezel Finn e-unan gant ar c'hi.

Bremañ, mont pe chom a oa heñvel gant Finn. Ma 'z aje kuit e vije lazet gant tud Lec'hlenn. Ha ma chomje e vije lazet gant ar c'hi. Evel-se, chom a reas.

Edo Ki-Glas o tostaat, digor-bras e c'henou, hag e deod o tont er-maez diouz eun tu. Ken alies ha ma tenne a alan e veze losket gantañ ar vro war-hed eul leo dirazañ hag eul leo a-gleiz hag a-zehou. Finn a sante poaniou bras ha ne oa ket evit padout kalz pelloc'h. Neuze e soñjas e oa poent d'ezañ, ma c'hellje chadenn Vran talvezout d'eun dra bennak, tenna anezi eus e c'hodell. Ober a reas, ha pa voe deut ar c'hi tostik-tost, heja anezi dirazañ. Ar c'hi a chomas a-sav kerkent, en eur finval e lost. Neuze e teuas betek Finn, ha lipat kement gouli a oa war e gorf, eus e benn betek e zaoudroad, o yac'haat gant e deod pez a oa bet losket gant e alan. En diwez, Finn a stagas ar chadenn ouz gouzoug al loen, ha diskenn gantañ evel-se dre an Draonienn.

Eur Gwaz koz hag eur Vaouez koz, hag a roe boued d'ar c'hi, a oa o veva e penn izela an Draonienn. Edo ar vaouez koz e toull he dor, hag o welout Finn o tont, ar c'hi gantañ ouz ar chadenn, e lammas e-barz an ti, en eur c'harmi hag en eur skei gant he daouarn. Ar Gwaz koz a c'houlennas outi petra he doa gwelet pe santet. Hag e respontas he doa gwelet eur burzud : brasa ha kaera den he dije gwelet biskoaz, ha Ki-Glas gantañ ouz eur chadenn :

« Ha pa vefe bodet holl dud Lec'hlenn hag Iwerzon », eme ar Gwaz koz, « n'eus nemet unan a c'hell ober an dra-se, Finn, roue ar Fianned, ha chadenn aour Bran gantañ ».



« N'eus forz piou eo », eme ar Vaouez koz, « o tont emañ ».

« Neuze e ouezimp bremaik », eme ar Gwaz koz o lammat er-maez.

Saludi a reas Finn, ha Finn a saludas anezañ. Finn a gontas d'ezañ penaos e oa eno. Pedet e voe neuze gant ar Gwaz koz da zont en e di da zebri ha da ziskuiza. Finn a yeas e-barz. Ar Gwaz koz a gontas d'ar Vaouez koz ar pez en doa klevet digant Finn. Hag ar Vaouez koz, o klevout se, a voe ken plijet ma lavaras da Finn e c'helle chom en ti betek antronoz penn bloaz. Finn a asantas hag a chomas.

Antronoz penn bloaz eta, edo ar Vaouez koz war eun dorgennig e-kichen an ti, o sellout ouz kement tra a wele hag o selaou ouz kement tra a gleve. He sellou a droas en diwez etrezek an aod, ha setu ma welas eur bagad bras-bras a dud war an traez.

Ha hi da redek buan e-barz an ti, o skei gant he daouarn hag o c'harmi « Al laer ! Al laer ! », he daoulagad ganti ken ledan ha daou grouer (5) gant ar spont. Hag ar Gwaz koz da sevel en eul lamm, o c'houlenn petra he doa gwelet.

« Gwelet em eus », emezi, « eun dra seurt n'em eus gwelet biskoaz. Eur bagad tud a zo war an traez, hag i ken stank ha ken stank. Hag en o mesk ez eus eur paotr ruz e vleo (hennez oa Oskar, mab-bihan Finn, — met ar Vaouez koz ne ouie ket e ano), ha ne gredan ket ez eus e bar dindan ar stered ».

« O ! » eme Finn, o sevel ivez, « Aze emañ ar bagad a garan ! Mont a ran dioustu d'o c'haout ! »

Finn ha Ki-Glas a yeas d'an aod. Hag e dud, p'e

(5) krouer : *crible*.

weljont o tont, beo ha yac'h, a reas eur garm hag a voe klevet e pevar korn Lec'hlenn. Ha ma voe laouen ar Fianned oc'h adkavout o roue, ha Finn oc'h adkavout e soudarded, ken laouen all e voe Ki-Glas oc'h adkavout e vreur Bran, ha Bran oc'h adkavout Ki-Glas.

Neuze e rejont da dud Lec'hlenn paea ker an taol trubarderez o doa c'hoariet da Finn. Staga a rejont gant eur penn eus ar vro, ha ne zistagjont ket ken na voent degouezet er penn all.

Goude beza trec'het Lec'hlenn e teujont en-dro d'ar gêr. Ha neuze ober e Kastell Finn eur pred bras, hag a badas bloaz ha deiz.



# Paotr e zilhad kroc'hen

Eun deiz, en amzer gwechall, e teuas e penn Finn mont da chaseal en Draonienn Wenn. Kas a reas gantañ kement eus e dud ha ma c'hellas. Hag i d'an Draonienn.

Chaseal a rejont. Pa voe echu ar chase, den n'en doa gwelet biskoaz kement a loened lazet.

Ar Fianned a oa kustum, goude beza dastumet al loened o doa lazet, da azeza evit ober eur pennad diskuiz. Neuze e veze rannet al loened etrezo, pep den anezo o kemer eur samm bras pe brasoc'h hervez e nerz. Met en deiz-se o doa lazet kalz muioc'h eget ma c'hellent kemer.

Nec'het e oa Finn o c'houzout petra ober gant ar bern a chome c'hoaz, pa welas eur Paotr Bras o tiskenn eus ar menez hag o tont eeun etrezek enno, ken buan ma n'o doa gwelet biskoaz den ebet o kerzout evel-se.

« Unan bennak a zo o tont etrezek ennomp », eme Finn, « hag eur goulenn en deus d'ober diganimp, a gredan ».

An holl a selle ouz ar Paotr Bras, hag heñ o tostaat. A-benn eur pennadig, edo en o mesk.

Saludi Finn a reas, ha Finn a saludas anezañ. Neuze Finn ha goulenn outañ a belec'h e oa o tont, da belec'h e oa o vont, ha petra a felle d'ezañ.

Respont a reas e oa mab Itron ar Park Glas, ha da glask eur mestr e oa deut. Finn a lavaras :

« Ezomm eus eur mevel am eus, ha kemer a rin ac'hanout ma c'hellomp en em glevout diwar-benn ar gopr ».

« N'eo ket evel-se e tlefes komz », a lavaras Konan.

« Konan, gwelloc'h d'it chom peoc'h. Kement-mañ ne sell ket ouzit », eme ar Paotr Bras.

An holl a oa souezet gant dilhad ar Paotr Bras. Gant krec'hin e oant graet. Ken souezet e oant gant e gorf, hag a oa eus ar c'hreñva. Hag aon o doa na zeuje d'ober droug d'ezo e doare pe zoare a-raok mont kuit.

Finn a c'houlennas outañ peseurt gopr a felle d'ezañ kaout a-benn antronoz penn bloaz. Ar paotr a respontas n'en doa ezomm eus netra nemet ranna ar boued gantañ n'eus forz e pelec'h, ouz taol e-barz an ti, pe en avel vras, betek antronoz penn bloaz.

« Se az po », eme Finn. Ha graet an emgleo.

Neuze e kemerjont al loened. Darn a gemeras unan, darn a gemeras daou, hag evel-se en devoe pep e samm, nemet ar Paotr Bras. Muioc'h a chome war ar bern eget m'o doa kaset ganto. Finn a c'hourc'hemennas d'ar Paotr Bras kemer e samm ivez. Ar Paotr a zastumas da genta holl ar brug (1) kaera a gavas. Neuze ober eur gorden gant ar brug, ha staga ouz ar gorden-se kement loen a oa er bern.

War se e lavaras d'ar re all samma an holl loened war e gein. Dont a reas kement a dud hag a c'helle ober an dro d'ar bern. Met, ha pa vefe deut an holl Fianned a oa aze, ha kalz muioc'h c'hoaz, ne vijent ket bet evit lakaat avel da dremen etre ar bern-se hag an douar. O welout se, ar Paotr Bras a savas, hag a

(1) brug : *bruyère*.



lavaras d'ar re all kila eun tammig. Neuze, o kregi e penn ar gorden, e plegas e gein, e harpas start e droad ouz eur maen, hag e taolas ar samm war e ziskoaz. Pep unan eus ar Fianned a sellas ouz e amezeg hep ranna ger.

« N'oun nemet eun estren er vro-mañ », eme ar Paotr Bras. « Ret e vo da unan ac'hanoc'h diskouez an hent d'in ».

Pep unan a sellas ouz e amezeg da c'houzout piou a yaje. En diwez, Konan a lavaras ez aje, ma karje unan all kas e loen d'ar gêr.

« Evel-se e vo graet », eme Finn.

Konan a daolas e loen d'an douar neuze, a lammas dirak ar Paotr Bras, hag a lavaras d'ezañ dont d'e heul.

Konan a gerze buana ma c'helle, ar Paotr Bras war e lerc'h. Daou ivin teo a oa war daou veudwar e lerc'h. Daou ivin teo a oa war daou veud-

troad ar Paotr Bras, ha heulia a rae Konan ken tost ma ne chomas mui hep dale an distera tamm kroc'hen war gein hemañ, eus e ziouskoaz betek seuliou e zaoudroad. En diwez e rankas Konan mont eun tammig muioc'h war e bouez, hag heñ o koll e wad. A-benn eur pennad, e chomas a-sav da azeza. Ar Paotr Bras a dremenas dirazañ, hag a yeas da lakaat e samm e ti Finn.

Neuze e reas tan. Poaza a reas boued evit kement den a oa bet er chase, hag e rannas ar boued etrezo. Nemet e voued-heñ ha boued Finn a lakaas a-unan.

Pa zegouezas ar Fianned e voent souezet o kavout ar boued holl boazet dirazo. Met ne lavarjont ger ebet.

Goude koan, Konan a savas hag a gomzas evel-hen :

« Ha n'em boa ket lavaret d'it, Finn, e vije graet mez d'imp gant ar mevel nevez ? N'en deus ket e bar

e-mesk ar Fianned. Ret d'it kas anezañ kuit a-raok ma vo echu e amzer ».

« Mat ! » eme Finn, « n'ouzon ket petra a c'hellan ober gantañ, nemet kas anezañ da Lec'hlenn da glask ar Gib (2) pevarzuek a zo bet laeret diganimp. Netra nemet ar veaj a bado ouspenn bloaz, n'eus forz pegen buan ez afe ».

Plijet e voe ar Fianned o klevout se, hag e lavarjont da Finn kas anezañ dioustu.

« A-raok ma vo savet an heol », eme Finn, « e vo pell ac'han ».

Neuze e c'halvas Paotr e Zilhad Kroc'hen, ha lavarout d'ezañ en doa keuz d'e gas da ober eur veaj hir. Ar Paotr a c'houlennas da belec'h en dije da vont.

« Da Lec'hlenn », eme Finn. « Kemennet eo bet d'in o doa c'hoant tud Lec'hlenn rei d'imp ar Gib pevarzuek. Me a fell d'in ez afes kuit a-raok goulou-deiz. Dont a raio tud Lec'hlenn da ginnig ar Gib d'it ».

« Finn », eme ar Paotr Bras, « te 'oar ne zeuint ket. Rak meur a baotr kalonek o deus skuilhet o gwad da gaout ar Gib-se, a zo bet laeret gant tud Lec'hlenn pevar bloaz war-nugent 'zo diganit. Penaos e c'hellfen-me kemer ar Gib diganto va-unan-penn ? Met peogwir em eus lavaret d'it e vijen da vevel, senti a rin ».

Antronoz a-raok sav-heol, ar Paotr Bras a voe prest da vont en hent. Gwiska a reas e zilhad kroc'hen, ha kuit, buanoc'h eget avel miz meurz, hep paouez na

(2) kib : *coupe*.



mont goustatoc'h an distera. Evel-se e teuas da skei ouz dor palez roue Lec'hlenn a-benn serr-noz.

Palez roue Lec'hlenn a oa seiz gwaz ouz e ziwall. An Paotr Bras a skoas ouz dor ar c'henta, ha goulennet e voe outañ a belec'h e oa o tont ha da belec'h e oa o vont. Respont a reas e oa eur mevel eus Finn, roue ar Fianned, deut da gaout roue Lec'hlenn. Kaset ar c'helou d'ar roue.

« Ha beza ez eus unan all gantañ ? » a c'houlennas hemañ.

« N'eus ket », a respontas e servijerien.

« Neuze ra deuio », eme ar roue.

Digoret e voe an nor genta d'ar Paotr Bras, hag an eil dor, hag an teirvet, ha pep dor betek ar seizvet. Ar roue a lavaras d'ezañ azeza. Azeza a reas, rak skuiz e oa gant e veaj. Eur sell a reas a dro war dro, hag e welas ar Gib war eun daol.

« Eur vrao a Gib a zo aze ganit », emezañ d'ar roue.

« Brao eo », eme ar roue, « ha burzudus eo ivez ».

« Peseurt burzudou a reer ganti ? » eme ar Paotr.

« Leunia a raio gant n'eus forz petra a c'houlenni », eme ar roue.

Ar Paotr Bras, a oa sec'hed d'ezañ, a c'houlennas ma vije leun a zour. Sevel a reas, kregi er Gib, hag eva kement a oa e-barz. Neuze e troas etrezek an nor. Hag evitañ da veza goulennet aotre da vont en nor. Hag evitañ da veza goulennet aotre da vont erti, ne c'houlennas ket ar wech-mañ aotre da vont er-maez. Lammat a reas dreist d'ar seiz gwaz, ar Gib gantañ en e zourn.

Distrei a reas dre an hevelep hent, ken buan hag avel miz meurz adarre. Ma teuas da skei ouz dor Finn da serr-noz.

En eur zont e-barz, e roas ar Gib da Finn.

« N'out ket bet pell oc'h ober da dro », eme Finn d'ezañ. « Ha n'em boa ket lavaret e vije kinniget ar Gib d'it gant tud Lec'hlenn ? »

« Gouzout a rez mat n'eo ket kinniget eo bet d'in » a respontas ar Paotr Bras. « Aet ouñ da Lec'hlenn, ha lamet em eus ar Gib diouz palez ar roue ».

« Ro peoc'h ! » eme Gonan. « Bez' ez eus meur a hini e-mesk ar Fianned hag a c'hell redek koulz ha te, ha ne vefent ket evit ober ar veaj-se e diou wech muioc'h a amzer. Met deus ganin da lammat dreist d'al lenn vihan ouz troad ar menez, ha gouzout a rin ha gwir eo ec'h eus graet ar veaj ».

« Siouaz, Konan ! » eme ar Paotr Bras, « muioc'h ezomm am eus da zebri eun tamm ha da gousket eur pennad eget da ober lammou ».

« Ma ne deuez ket », eme Gonan, « ne gredin ket ez eo gwir pez a lavarez ».

Ar Paotr a savas ha mont gantañ betek al lenn vihan.

« Bremañ, gra eul lamm dreist d'al lenn », eme Gonan.

« Te eo ac'h eus va c'haset betek amañ », eme egile. « D'it da lammat ar c'henta ».

Konan a gemeras penn-herr (3) hag a lammas. Mont a reas da sanka betek e c'houriz er pri hag en deliou en tu all d'al lennig.

Ar Paotr Bras a lammas hep redek, hag o tremen a-us da benn Konan, e kouezas war an douar kalet. Neuze e lammas a-gil, hag en tu mat adarre, a-raok da Gonan beza bet amzer da zont er-maez eus ar pri.

(3) penn-herr : *élan*.



« Ar gwriziou eo », eme Gonan, « a sankas dindanoun. Met deus da redek ganin betek beg ar menez ».

« Muioc'h ezomm am eus da gousket eget da redek », eme ar Paotr.

Mont a reas evelkent. N'en doa ket graet daou baz, m'en em gavas dirak Konan. Hag ac'hano betek penn ar menez hep sellout en a-dreñv. Eur wech degouezet, ec'h en em astennas war ar geot da gousket.

Ne ouie ket pegeit e oa bet o kousket, pa voe dihunet gant Konan, hag a zegoueze, berr warnañ, e beg ar menez. Sevel a reas en eul lamm, ha goulenn :

« Daoust hag e kav d'it bremañ n'em eus ket graet ar veaj ? »

« Deus d'en em ganna », eme Gonan, « hag e welimp ».

En em ganna a rejont. Kaer en devoe Konan bounta ha sacha, ne voe ket evit lakaat ar Paotr Bras da finval eun troad. Neuze, ar Paotr Bras a stouas warnañ, a daolas anezañ d'an douar, hag a stagas anezañ gant eul lerenn.

Droug a yeas er Paotr Bras goude se, o veza flemmet ha disprizet gant an distera eus ar Fianned. Lakaat a reas en e soñj mont evit mat dioutañ. Hag ez eas kuit, o lezel Konan staget e beg ar menez.

Edo an noz o tont, ha Finn gwall nec'het o c'hortoz an daou zen. Aon a savas d'ezañ en diwez na vije bet lazet Konan gant ar Paotr Bras, hag e lavaras d'e dud mont d'o c'hlask.

A-raok goulou-deiz e oant en hent. War-dro serrnoz e kavjont Konan staget.

Finn a c'hourc'hemennas distaga anezañ. Oskar a yeas en e gichen, hag a chomas hir amzer o klask hen ober. Met bep skoulm a zistarde, e teue seiz

skoulm all war al lerenn. A-benn eur pennad, e lavaras da Finn :

« N'oun ket evit e zistaga ».

Goll a zegouezas goude, o kredi e c'hellje hen ober. Ne deuas ket an taol da vat gantañ gwelloc'h eget gant Oskar. Ne rae ar skoulmou nemet striza ha stankaat. En diwez e savas e benn, droug ruz ennañ, o lavarout :

« N'eus ket eun den e-mesk ar Fianned gouest da zistaga Konan ».

Finn a grogas aon ennañ neuze na deuje Konan da vervel a-raok beza distaget. Soñjal a reas en eun taol en e zant-gouiziegez, ha lakaat e viz dindanañ. Evel-se e ouezas ne oa den ebet gouest da zistaga Konan nemet Gov (4) an Draonienn Wenn.

Goll hag Oskar a voe kaset da gaout ar Gov. Konta a rejont d'ezañ an doare. Ar Gov a respontas :

« Ret e vo d'eoc'h dastum an holl loened a zo en Draonienn, hag ober d'ezo tremen dirak va dor ».

Evel-se eo e voe graet Hemolc'h (5) Bras an Draonienn Wenn. Abaoe ma 'z eus tud o chaseal war an douar, n'eus ket bet dastumet muioc'h a loened. Hag holl e voent lakaet da dremen dirak dor ar Gov, hervez m'en doa goulennet.

Ar Gov a deuas er-maez hag a lavaras :

« Mat eo ! Bremañ kasit pep unan eus al loenedmañ en-dro d'al lec'h m'hoc'h eus e gavet, hag ez in da zistaga Konan ».

Graet e voe ivez, ha Konan a voe distaget.

Kement a vez a oa gant Konan ma tiskennas kerkent eus beg ar menez buana ma c'hellas, ha ne

(4) gov : *forgeron*.
(5) hemolc'h : chase.



chomas a-sav nemet p'en em gavas sanket betek e c'houzoug er mor. Ha kaer a voe huchal warnañ, ne felle ket d'ezañ dont en-dro. Met ar mor a savas, ha pa santas an dour sall en e c'henou, e soñjas e oa gwelloc'h d'ezañ distrei etrezek Finn hag ar Fianned.

Eun abardaez goude se, edo Finn hag e dud o tont eus ar chase, pa weljont eun den yaouank o kerzout etrezek enno. Lavarout a reas da Finn e oa kaset gant rouanez Rui da c'houlenn digantañ mont d'he c'haout, o lakaat stagou hud (6) warnañ evit ma vije ret d'ezañ mont. Neuze, an den yaouank a droas kein, ha kuit.

Ar Fianned a chomas o sellout an eil ouz egile, aon ganto na c'hoarvezje droug gant Finn, peogwir ne oa ket bet gourc'hemennet da zen nemetañ mont. Met Finn a lavaras d'ezo beza dinec'h, ha gortoz anezañ betek antronoz penn bloaz.

Hag o kas gantañ e armou, ez eas en hent. E-pad hir amzer e veajas dre ar meneziou hag an traoniennou. En diwez e teuas a-wel d'al lec'h anvet ar Park Glas.

Eno e oa eun den o vont da deurel eur samm broenn (7) war e skoaz. Diouz an doare ma finve, e soñjas da Finn ez anaveze an den-se. Hag heñ da dossaat outañ dre laer, ha pa voe deut tost a-walc'h, da lammat warnañ ha d'e starda etre e zivrec'h. Paotr e Zilhad Kroc'hen e oa.

« Te eo ! ar muia-karet eus holl dud an Douar ! » eme Finn.

« Ma vijen-me bet ar muia-karet eus holl dud an

(6) hud : *magie*.
(7) broenn : *jonc*.

Douar », eme ar Paotr, « n'eo ket flemmet ha disprizet e vijen bet gant an distera eus ar Fianned ».

« Mat ! » eme Finn, « ret e oa d'in plega, pe a-hend-all e vije en em savet ar Fianned a-enep d'in. Setu perak e lezis Konan da lavarout pez a gare. Me a ouie ez poa graet ar veaj. Bezomp eta mignoned adarre, ha deus ganin, rak ezomm am bo ac'hanout ».

« Ne ouzon ket ha mont a c'hellan ganit », eme ar Paotr. « Kerz da c'houlenn aotre digant va mamm, a zo aze o trouc'ha broenn war bennou he daoulin. Krog start enni a-raok d'it beza bet gwelet ganti. Rak neuze e ranko plega d'az koulenn ».

Ha Finn ha mont dre laer adarre, war e gof, ken na voe tost a-walc'h d'ar vaouez da ober eul lamm warni. Lammat a reas, ha kregi start en he divrec'h.

« Piou 'zo aze ? » eme Itron ar Park Glas.

« Finn, roue ar Fianned », emezañ, « o tont da ober eur goulenn diganit ».

« Peseurt goulenn ? » emezi.

« Lezel da vab da zont ganin ».

« M'em bije gouezet e oa se ar goulenn a felle d'it ober », emezi, « kollet em bije va divrec'h kentoc'h eget asanti. Asanti a rankan koulskoude. Met ret e vo d'it prometi d'in eun dra ivez ».

« Petra ? » eme Finn.

« Degas d'in va mab en-dro, hag ar re a gouezo gantañ ».

« Hag a rin », eme Finn. « Met spi am eus ne gouezo hini ebet ».

« Gwell a se neuze », eme ar vaouez. « Ha bremañ, poent eo d'eoc'h mont en hent ».

Mont en hent a rejont, o sevel hag o tiskenn,



a-dreuz d'ar meneziou, d'an torgennou ha d'an traoniennou, ken na deuas an noz warno.

O skuiza edont, mall ganto kavout eul lec'h bennak da gousket. A-benn eur pennad e weljont tiez kaer dirazo. Finn a lavaras d'ar Paotr :

« Kemeromp kalon bremañ ».

Prestik goude e teujont e-kichen an tiez.

Finn a welas eun den yaouank o tont etrezek enno, an hevelep hini a oa aet d'e gaout.

« Petra a fell d'it c'hoaz ? » eme Finn.

An den yaouank a respontas e c'hellent tremen an noz en unan eus daou di a oa aze, an eil doriou aour warnañ, hag egile doriou arc'hant.

Finn a sellas ouz ar Paotr Bras, en eur c'houlenn :

« Pehini a dleomp dibab ? »

« Hini an doriou aour », eme ar Paotr. « Muioc'h a enor a vo d'imp ».

D'an ti-se ez ejont. Ar Paotr Bras a zigoras an nor. En ti e oa eiz ramz ha triouec'h ugent, ha kerkent ha ma voe Finn hag ar Paotr Bras e-barz, e lammjont war an nor da lakaat eiz barrenn houarn ha triouec'h ugent warni. Ar Paotr Bras a lakaas eur varrenn ouspenn, ha ken start e voe lakaet gantañ ma kouezas an holl varrennou all en eun taol.

Ar ramzed neuze a reas eiz c'hoarzadenn ha triouec'h ugent. Met ar Paotr Bras a reas eur c'hoarzadenn ken kreñv ma vougas c'hoarzadennou ar re all.

Neuze e lavaras ar ramzed :

« Perak e c'hoarzez, den bihan ? »

« Perak e c'hoarzit-c'houi, tud vras ? » eme ar Paotr.

« C'hoarzin a reomp, peogwir ez eus eur pennad-

bleo melen koant etre da ziskoaz, hag a raio eur vell (8) gaer d'imp warc'hoaz, pa 'z aimp da c'hoari war an traez ».

« Mat ! » eme ar Paotr Bras, « me a c'hoarz, peogwir emaoun o vont da gregi en hini ac'hanoc'h a zo teva e benn ha treuta e ziouhar, da derri gantañ pennou ar re all ».

Hag o veza gwelet eun den teo e benn ha treut e ziouhar, e krogas e treid hennez, ha dao ! war ar re all, eus an eil penn d'an ti d'egile. Pa voe echu gantañ, ne chome mui en e zaouarn nemet an treid.

Finn hag heñ a lakaas ar c'horfou maro er-maez, hag a reas tri bern ganto e-kichen an nor. Serri an nor a rejont neuze, hag aoza boued d'ezo o-unan, rak kalz a voued a oa en ti.

War se e c'houlennas ar Paotr ouz Finn :

« Petra 'zo gwell ganit, kousket, pe chom da ziwall an nor ? »

« Kae da gousket », a respontas Finn, « me a ziwallo an nor ».

Evel-se e voe graet. Met a-raok, Finn a c'houlennas :

« Penaos e tihunin ac'hanout, ma c'hoarvez eun taol fall bennak ? »

« N'ez po nemet teurel warnoun ar maen bras a zo a-dreñv d'an oaled », eme ar Paotr, « pe c'hoaz trouc'ha eun tammig bihan eus va fenn gant da gontell ».

E-pad hir amzer, ne glevas Finn netra o tont. Da c'houlou-deiz koulskoude e klevas mil den o tont etrezek an nor. Setu ma taolas maen an oaled war

(8) mell : *ballon* (da c'hoari).



bruched ar Paotr Bras, hag a savas en eul lamm, o c'houlenn petra oa.

« Trouz mil den », eme Finn, « dirak an nor ».

« Mat eo », eme ar Paotr, « mont a ran d'o c'haout ».

Hag heñ da daga anezo a bep tu. Ha ne lezas ar vuhez gant hini ebet da vruda kelou an emgann, nemet eun den, d'ezañ eul lagad, eur skouarn, eun dourn hag eun troad hepken. Hennez a c'hellas tec'hout. Finn a zastumas ar c'horfou maro, hag o lakaas war an tri bern gant ar re all. Neuze mont o-daou e-barz an ti, ha gortoz an noz da zont.

Goude koan, ar Paotr Bras a c'houlennas digant Finn :

« Piou a gousko ha piou a ziwallo an nor henoz ? »

« Kae da gousket », eme Finn, « me a ziwallo an nor adarre ».

Ar Paotr a yeas da gousket, ha Finn a chomas da ziwall.

Nebeut a-raok goulou-deiz, Finn a glevas trouz, hag an trouz-se a oa heñvel ouz trouz daou vil den. Trouz daou vil den ne oa ket koulskoude, nemet trouz Mab Roue ar Goulou.

Kerkent e tennas Finn e gontell, ha trouc'ha eun tammig eus penn ar Paotr Bras. Hemañ, o sevel en eun taol, a lavaras :

« Petra a glevez ? »

« Trouz daou vil den », eme Finn, « pe marteze ez eo trouz Mab Roue ar Goulou ».

« Neuze », eme ar Paotr, « e kav d'in ez po da gas d'am mamm ar pez ac'h eus prometet d'ezi ».

Finn a zigoras an nor. Ar Paotr Bras a yeas ermaez. Ha setu Mab Roue ar Goulou dirazañ.

An daou a grogas an eil en egile, hag eus sav-heol da guz heol e padas an emgann. Hag hini anezo ne daolas egile d'an douar, ha ne rannjont ger ebet a-hed an devez. D'an noz ez eas pep unan diouz e du.

Abred antronoz e stagjont gant an emgann adarre. Ha ne c'hoarvezas netra nemet evel en derc'hent.

D'an trivet deiz, an daou a grogas an eil en egile, ha ne ziskrogjont ket betek an abardaez-noz. Neuze koueza o-daou, kichen-ha-kichen, maro ha yen.

Finn, glac'haret-holl, a soñjas en e bromesa. Lakaat a reas eur golo seiz en-dro d'an daou gorf, ha samma anezo war e gein. Hag evito da veza pounner-spontus, ober a reas an hent evel-se, o pignat gant an torgennou hag ar meneziou, hag o tiskenn gant an traoniennou, hep paouez tamm, ken na zegouezas er Park Glas.

Edo mamm ar Paotr Bras e toull he dor.

« Deut out ? » emezi.

Finn a lavaras e oa deut, met n'eo ket evel m'en dije karet dont.

« Graet ec'h eus », emezi, « pez am boa lavaret d'it ober ? »

« Graet em eus », eme Finn, « ha n'eo ket gant levenez ».

« N'eus ket da veza nec'het », emezi. « Deus en ti ».

Finn a yeas en ti hag a lakaas e samm war al leur. Lemel a reas ar golo. Edo an daou baotr an eil etre divrec'h egile, evel ma oant kouezet.

Itron ar Park Glas a vousc'hoarzas.

« Finn, va mignon », emezi, « gwell a se out aet d'ober ar veaj-hont ».

Neuze e tennas eus eun armel eul lestrig leun a



valzam (9) a oa eno. Lakaat a reas an daou baotr genou-ouz-genou, dourn-ouz-dourn, glin-ouz-glin, meud-ouz-meud, ha rimia ar balzam ouz o zreid, o fenn, ha kement darn eus o c'hroc'hen a oa a-stok. An daou baotr a savas, beo ha yac'h, an eil o pokat d'egile.

« Bremañ, Finn », emezi, « setu amañ va daou vab. Unan a oa bet laeret diganin pa oa bihan. Peogwir ec'h eus graet an dra-se, e c'hellez chom ganin keit ha ma kari ».

Ken laouen e oant e ti ar Park Glas ma tremene an amzer hep gouzout d'ezo. Eun deiz e lavaras ar vaouez da Finn :

« Warc'hoaz e vo deiz ha bloaz abaoe m'out aet diouz ar Fianned, hag emaint o tont amañ. Ret e vo d'it mont etrezek enno, ha va mab a yelo ganit. Rak ma 'z afes da-unan-penn, mouget e vefes ganto, pep unan anezo o klask ober d'it eun degemer gwelloc'h eget ar re all. Met va mab a yelo da genta, hag a lavaro d'ezo, ma karont ober d'it eun degemer dereat, pep unan o tont d'az saludi war-lerc'h egile, e roio d'ezo o roue, ken yac'h ha biskoaz ».

Evel-se e c'hoarvezas, ha Finn en em gavas adarre e-mesk ar Fianned.

Ar Paotr Bras a zistroas d'ar gêr, ha ma n'emañ ket marvet, e tle beza c'hoaz beo.

(9) balzam : *baume*.

# Penaos e voe staget Finn hep gallout sevel na mont kuit

Eun deiz edo Finn hag e dud o chaseal. Ha ret e oa bet d'ezo redek pell war-lerc'h al loened. Met en diwez o doa lazet kalz anezo. Neuze ez azezjont war eun dorgenn da ziskuiza ha da c'houzout petra ober antronoz.

Tra ma edont o kaozeal, Finn a daolas eur sell ouz an draonienn hag a welas eun den yaouank o tont etrezek enno.

An den yaouank a saludas Finn, ha Finn a saludas anezañ ivez. Finn a c'houlennas outañ neuze a belec'h e teue ha petra e oa deut da glask.

« Me a zo eur mevel o klask eur mestr », a respontas an den yaouank. « A bell vro oun deut betek amañ, ha ne din ket kuit ken na vin bet degemeret ganit ».

« Mat ! » eme Finn, « ezomm eus eur mevel am eus, ha ma c'hellomp en em glevout diwar-benn ar gopr, e tegemerin ac'hanout ».

« Se ne blij ket d'in », eme Gonan. « Me 'gav d'in ec'h eus kemeret a-walc'h eus ar baotred-se a-benn bremañ ».

« Serr da c'henou », eme ar Paotr, « re hir eo bet da deod alies. O klask tregas emaout adarre, a gredan ».



« N'eus ket da deurel evez ouz Konan », eme Finn. « Lavar d'in peseurt gopr a fell d'it ».

« A-benn warc'hoaz penn bloaz », eme ar Paotr, « e ranki dont gant ar Fianned d'eur pred bras a rin en hoc'h enor ».

O klevout se, Finn a gavas d'ezañ e vije mat, peogwir e oa pedet e dud war eun dro gantañ. Asanti a reas.

Antronoz penn bloaz, Finn hag e dud en em vodas da c'houzout pehini anezo a yaje da heul ar Paotr, rak kerzout buan a rae.

Finn a lavaras :

« Kasomp Kilte d'e heul. Kuc'hulin a yelo da heul Kilte, ha ni da heul Kuc'hulin ».

Ar Paotr a gemeras penn e hent, eus an izel d'an uhel, hag eus an uhel d'an izel. Kilte a yae war e lerc'h, hag a-boan ma teue en toull etre daou venez, ma wele ar Paotr o vont kuit en toull etre an daou venez pelloc'h. Kuc'hulin a oa keit all war-lerc'h Kilte, hag ar re all keit all war-lerc'h Kuc'hulin. Evelse e tegouezjont holl el lec'h anvet ar Park Melen.

Ar Paotr a chomas da c'hortoz ken na voe bodet ar Fianned. Neuze ez eas betek eun ti bras ha kaer a oa eno. Digeri an nor a reas, ha pedi ar Fianned da zont e-barz.

Finn a yeas da genta, hag e dud d'e heul. An holl a gavas kadoriou a-hed ar mogeriou, nemet Konan. Hemañ a oa an hini diweza, ha ret e voe d'ezañ en em astenn war maen an oaled.

Ken skuiz e oant goude o beaj ma voent laouen o kaout kadoriou. Met war-lerc'h eur pennad, dont a rejont da gavout hir an amzer. Gortoz a raent ar pred, ha ne welent netra. Finn a lavaras en diwez da

unan anezo mont er-maez da welout ha ne oa den ebet o tont da zegas boued d'ezo. An den a glaskas sevel, ha n'hellas ket. Unan all a glaskas ivez, ha n'hellas ket kennebeut. An holl a glaskas sevel, ha ne c'helljont ket. Peget oa o fenn-adreñv ouz ar c'hadoriou, o c'hein ouz ar mogeriou, hag o zreid ouz al leur-di. Pep unan a sellas ouz e amezeg. Konan a huchas eus an oaled, ma oa stag outañ e gein hag e vleo :

« Ha n'em boa ket lavaret d'eoc'h ne oa mat an holl baotred-se nemet da dregasi ac'hanomp ? »

Finn ne respontas ger ebet, hag heñ nec'het betek ar maro. Met o soñjal en e zant-gouiziegez, e lakaas e viz dindanañ. Gouzout a reas evel-se ne oa netra gouest d'o dispega nemet gwad tri mab Roue Enez Tille, silet dre walennou arc'hant e kibou (1) aour.

Ne ouie ket piou a yaje da glask ar gwad d'ezañ. Soñjal a reas koulskoude ne oa ket Loc'hare hag Oskar gant ar Fianned en deiz-se. Finn a oa gantañ ar c'houitell goad, ha na rae ganti nemet pa veze e riskl e vuhez. Pa rae ganti e veze klevet betek seiz ribl pella an douar. Gouzout a rae e teuje Loc'hare hag Oskar d'e gaout kerkent ha ma klevjent, n'eus forz e pelec'h e vijent.

C'houitella a reas, ha ne oa ket savet an heol antronoz ma edo Oskar en tu all d'ar voger, o huchal :

« Ha te a zo aze, Finn ? »

« Piou a zo deut amañ ? » eme Finn.

« Kemm bras a zo deut warnout, Finn, ma n'anavezez ket va mouez, ha netra nemet eur voger etre-

(1) kib : *coupe.*



zomp. Me eo Oskar, ha Loc'hare a zo ganin. Petra a rankomp ober bremañ ? »

Finn a gontas d'ezo kement a oa c'hoarvezet, hag a lavaras d'ezo mont da glask gwad tri mab Roue Enez Tille.

« Pelec'h e kavimp anezo ? » eme Oskar.

« It da c'hortoz e-kichen aber (2) ar stêr-hont da guz-heol », eme Finn. « Met abred eo c'hoaz, ha naon hon eus. It eta da glask boued d'imp, ha te, Oskar, kas da speg (3) ganit ».

Oskar ha Loc'hare a yeas betek eun ti bras a oa eno. Edo tud an ti oc'h aoza lein. Oskar a selle e pep korn da welout pep tra. Setu ma welas er gegin eur paotr kreñv o tenna eur pez tamm kig er-maez eus ar gaoter.

« Deus war va lerc'h », emezañ da Loc'hare. « Te a gemero ar c'hig, ha me en em ganno gant an den ».

Mont a reas e-barz, met ne gavas mui den ebet. E-lec'h an den, e oa eur barged (4), dare da lammat war e benn. Hag heñ da gregi en e speg, ha d'e deurel ouz al labous. Terri a reas e askell d'ezañ, ken na gouezas war al leur-di, ha ne voe mui gwelet. Oskar ha Loc'hare a sammas ar c'hig war o c'hein, ha kuit.

Mont a rejont d'an ti ma edo Finn ennañ gant ar Fianned. Eun toull a rejont er voger, ha teurel drezañ tammou kig d'o mignoned. Pep unan a bakas eun tamm, nemet Konan, a oa peg e zaouarn hag e zaoutamm, nemet Konan, a oa peg e zaouarn hag e zaou-droad ouz ar maen. Evit rei d'ezañ da zebri, e rankas

(2) aber : genou ledan eur stêr.
(3) speg : *javelot.*
(4) barged : *buse.*

Oskar pignat war an doenn, ha lezel tammou da goueza dre ar siminal.

Oskar ha Loc'hare a yeas neuze da glask gwalennou da sila ar gwad, ha kibou da zerc'hel anezañ.

Da serr-noz ez ejont d'an aber. Eno e klevjont eun trouz bras. Sellout a rejont, ha gwelout eun armead stank o tont.

« Piou eo an daou-se, ken distumm ha divalo, a zo e-kichen an aber ? » eme paotred an armead. « Poent eo d'ezo kemer aon ».

«D'eoc'h da gaout aon », eme Oskar ha Loc'hare.

Hag o lammat warno, e lazjont hag e lazjont anezo, betek an hini diweza.

Antronoz vintin, ez eas Oskar da gonta da Finn an doare.

« Met », emezañ, « n'em eus ket gwelet mibien ar Roue ».

« It henoz d'an aber adarre », eme Finn, « ha da c'hortoz, it da glask boued d'imp, rak mervel a reomp gant an naon. Ha hizio, kas da skoed ganit ».

Degouezet en ti bras, Oskar ha Loc'hare a welas eun den er gegin, pevar dourn d'ezañ, o tenna eur pez tamm kig eus ar gaoter. O tont e-barz, ne welas Oskar den ebet mui, nemet eun erer (5) prest da deurel outañ eur vi. Hag Oskar da sevel e skoed etrezañ hag ar vi. Met ken kreñv e voe an taol, ma 'z eas da goueza war e c'hlin e-kichen ar gaoter. Edo an erer o tont warnañ. Oskar a grogas er gaoter, ha skuilha kement a oa e-barz war benn al labous. Hemañ, gant eur griadenn spontus, a nijas kuit, ha ne voe mui gwelet.

(5) erer : *aigle*.



Neuze ez eas Oskar ha Loc'hare da rei da zebri d'ar Fianned. Hag en deiz-se, rann Gonan a voe bihanoc'h eget hini ar re all.

D'an noz ez ejont d'an aber, hag e c'hoarvezas evel en derc'hent.

Antronoz ez ejont da lavarout da Finn ne oa ket deut c'hoaz mibien ar Roue.

« It », eme Finn, « da glask d'imp boued adarre. Met Oskar, kas da gleze (6) ganit, ha ma 'z a warnañ gwad an Aerouant (7) Askellek, Roue Enez Tille ne chomo ket eur mab gantañ henoz ».

Hag i kuit d'an ti bras. Oskar a daolas eur sell er gegin, hag a welas eun den kaer, daou benn ha pevar dourn d'ezañ, o tenna ar c'hig eus ar gaoter. Pa 'z eas Oskar e-barz, ne oa mui den ebet, nemet eun Aerouant Askellek.

« Samm ar boued ganit », eme Oskar a vouez izel da Loc'hare, « tra ma tagan an Aerouant ».

Hag heñ ha lakaat e gleze a-dreuz da gorf an Aerouant. Al loen a stourmas kement ha ma c'hellas. Gwanaat a rae koulskoude, hag heñ o koll e wad. Oskar a dennas e gleze evit e sanka adarre e korf an Aerouant. Met hemañ a yeas diwar wel kerkent, den ne oar da belec'h.

Kemer a rejont ar boued ganto.

« Gwad a zo bet war da gleze ? » a c'houlennas Finn ouz Oskar.

« Gwad a zo bet », eme Oskar.

Neuze e rojont da zebri da bep unan evel en deiz

(6) kleze : *épée*.
(7) aerouant : *dragon*.

a-raok. Met Konan en devoe nebeutoc'h c'hoaz eget en derc'hent.

Pa gouezas teñvalijenn an noz, e lavaras Finn da Oskar :

« Ra vo prest da walennou ha da gibou bremaik ».

An daou baotr a yeas d'an aber. N'o doa ket da c'hortoz pell. Edo eun armead vras o tont, hag er penn a-raok tri mab Roue Enez Tille, dilhad liou gwer war o zro.

« Pehini ac'hanomp », eme Oskar, « a yelo d'en em ganna gant an tri-mañ ? »

« Me a yelo », eme Loc'hare. « Kerz-te d'en em ganna gant an arme ».

Evel-se e voe graet. Pell amzer e padas an emgann etre Oskar ha tud an arme, met en diwez ne chomas ket eun den beo en o mesk. Oskar a yeas neuze buan-ha-buan da rei harp da Loc'hare. Loc'hare a oa an tri mab roue war o daoulin dirazañ, hag heñ war eur glin hepken. Pa welas Oskar kement-se, n'eo ket klask harpa Loc'hare a reas, met dastum ar gwad, a oa o redek war ar prad. Sila a reas ar gwad dre ar gwalennou arc'hant er c'hibou aour. Kaer en devoe ober koulskoude, n'hellas ket leunia ar c'hibou. An tri mab roue a varvas, ha ken reut e teuas o c'horfou ma ne ziwadent ken.

Oskar ha Loc'hare ne golljont ket amzer da vont d'an ti ma edo Finn hag ar Fianned.

« Deut omp », a huchas Oskar, « da gas ar gwad d'eoc'h ».

« Diwallit ! » eme Finn. « Taolit evez mat da lakaat gwad war ho treid a-raok d'eoc'h dont e-barz ».

Evel-se e voe graet. Skuilha gwad a rejont war ar re all, kement darn anezo a oa peg ouz leur, moger



pe gador. Distaget e voe buan pep hini, nemet Konan. Pa zegouezjont betek ennañ, ne chome ket a-walc'h er c'hibou da zispega e vleo diouz ar maen.

Finn hag e dud a yeas kuit, o lezel Konan war o lerc'h. Ne oant ket aet pell ma weljont Konan o tont d'ar red. Ha ne oa mui bleo na kroc'hen war e benn. P'en doa gwelet ar re all o vont dioutañ, sachet en doa ken kreñv ma oa chomet e vleo ha kroc'hen e benn war an oaled. Diwar neuze eo e voe anvet « Konan Moal (8) Divleo ».

Diwar neuze eo ivez e roas Finn e c'her da dremen hep kemer da vevelien paotred n'anaveze ket.

(8) moal : divleo.

## Geriou

N'eus nemet 26 ger er c'hontadennou-mañ (nebeutoc'h eget unan dre bajenn) ha n'int ket geriou « Brezoneg Eeun ». Setu-i amañ :

aber g.-iou : genou ledan eur stêr.
aerouant g.erevent : *dragon.*
balzam g.-ou : *baume.*
barged g.-ed : *buse.*
bir g.-ou : *flèche.*
broenn as.-enn : *jonc.*
brug as.-enn : *bruyère.*
kalvez g.kilvizien : *charpentier.*
kib gg.-ou : *coupe* (da eva).
kleze g.-ier : *épée.*
krouer g.-iou : *crible.*
erer g.-ed : *aigle.*
fest gg.-ou : *festin.*
furlukin g.-ed : *bouffon.*
gov g.-ed : *forgeron.*
gwareg gg.-ou : *arc.*
hemolc'h g. : chase.
herlegon g.-ed : *héron.*
hud g. : *magie.*
Lec'hlenn : ano keltiek Skandinavia.
mell gg.-ou : *ballon* (da c'hoari).
moal ag. : *chauve.*
penn-herr g. : *élan.*
plustrenn gg.-ou : merk war ar c'hroc'hen.
silienn gg.siliou : *anguille.*
speg g.-ou : *javelot.*



# PENNADOU

# HA

# KELEIER

# Brezoneg Eeun

*Pennad II*

## PENAOS EEUNA AR YEZ

Da aesaat studi eur yez, n'eus nemet eun doare ober : eeuna anezi. Seul eeunoc'h e vo ar brezoneg, seul aesoc'h e vo e lenn, e skriva hag e gomz.

Eeuna ar yez, evelkent, a zo buan lavaret. N'eo ket ken buan graet.

Bez' e c'hell eun den, a dra sur, ma fell d'ezañ beza komprenet gant an holl, dibab geriou boutin, ha sevel frazennou sklaer ha berr. Met ar pez a c'hoarvez neuze, — skoueriou stank eus an dra-se hon eus bet e GWALARN, — a zo disheñvel-tre diouz ar pez a zo bet klasket ober. Souezus penaos eur ger boutin, eur ger aes, diouz soñj eur skrivagner, a zo eur ger divoutin, eur ger diaes, diouz soñj eur skrivagner all. An den a glask eeuna e yez ne c'hell ket mont pell en hent-se peurliesa. Ha ma c'houlenner perak, setu amañ ar respont : peogwir e kemer an hent fall, hent e faltazi, e-lec'h an hent mat, hent ar ouiziegez hag ar studi.

A-benn eeuna eur yez, e ranker da genta gouzout petra eo eur yez ha penaos ez eo graet. Ret eo dreist-holl studia eun darn nebeut anavezet eus ar yezoniez, an darn a sell ouz ar reolennou hag ar geriou, nann evito o-unan, met e-keñver o zalvoudegez evit ar 'vuhez pemdeziek.

Mat e vo lavarout eur ger amañ diwar-benn ar skiant-se, dianav-krenn e Breiz, ha gredan.

Er bloaveziou diweza-mañ, tud karget da gelenn yezou estren, o welout pegen dister e oa betek neuze frouez o c'helennerez, a deuas en o soñj studia piz perak e chome bugale-skol c'houec'h ha seiz vloaz a-wechou o studia yezou hep beza gouest da lenn anezo, nebeutoc'h c'hoaz d'o skriva ha d'o c'homz. Al labour-se a voe graet dreist-holl gant kelennerien ar broiou e dalc'h Bro-Saoz hag e Bro-Japan. Ar respont a voe souezus : ar vugale ne zeskont ket, peogwir ne oar ket ar gelennerien o-unan petra a zo talvoudus deski d'ezo, ha petra ne dalv ket ar boan beza desket.

Ac'hano ar skiant nevez. Betek bremañ, n'eus bet studiet e gwirionez nemet ar geriou kemeret hini dre hini. Studi ar geriou o tont an eil diouz egile, studi ar frazennou hag ar reolennou a chom da ober. N'eus forz, bez' e c'hellomp e Breiz ober hor mad eus labouriou evel re Thorndike, M. West, Horn, Faucett hag Itsu Maki, hep ankounac'haat Ogden, krouer ar « *Basic English* ».

Displega kavadennou an dud-se a vije re hir. Disheñvel-tre int ouspenn, rak n'o deus ket holl labouret war an hevelep tachenn na gant an hevelep pal. Setu amañ, berr-ha-berr, e-keñver ar geriou, petra a c'heller lavarout :

Eur yez a zo enni eun niver bras-bras a c'heriou (en tu-hont da 500.000 e saozneg). Ar re a gomz hag ar re a skriv ar yez n'anavezont nemet darn eus ar geriou-se, ha ne reont nemet gant eun darn vihanoc'h c'hoaz anezo. Lavarout pet ger a zo anavezet gant eun den a zo diaes-tre. Tud 'zo a anavez kalz, tud 'zo



a anavez nebeut. Lavaromp 10.000, lavaromp 20.000, lavaromp 50.000. N'eus forz. Pez a zo a bouez eo kement-mañ :

N'eus nemet eun niver dister e-mesk ar geriou-se hag a zo ret e gwirionez d'an den da lavarout ar pez en deus da lavarout. Ar geriou all a c'heller peurliesa tremen hepzo.

Ogden a lavar, — hag a zo gwelloc'h, a ziskouez, — e c'heller komz ha skriva saozneg gant 850 ger hepken. Hep mont keit-se, emañ ali ar re o deus studiet ar goulenn e c'heller, e n'eus forz pe yez, gant eun 2.000 ger bennak displega 99 dre gant eus ar pez a zo da zisplega er vuhez pemdeziek.

Pere eo an 2.000 ger-se ? Aze emañ an dalc'h. N'int ket atao ar re a greder. Ar ouizieien a zo bet ano anezo a-us, hag o deus tremenet bloaveziou ha bloaveziou o sevel « roll ar geriou reta », a lavar d'imp ez eo eun dra eus an diaesa. Diskouezet o deus pegen fall e oa er c'heñver-se an darn vuia eus al levriou da zeski yezou, hag i o rei eur bern geriou didalvoud, hag o lezel er-maez eur bern geriou talvoudus. Me va-unan, souezet-krenn oun bet o kavout pegen dievez eo bet graet roll-geriou levriou-deski-brezoneg 'zo ; unan dreist-holl, brudet koulskoude, levr-deski rannyez Treger an Ao. L. Le Clerc, a zo eur wir skouer eus ar pez na dlefed ket ober.

Kenta tra da ober eta, da aoza ar « Brezoneg Eeun », oa dibab 2.000 ger pe war-dro, hag o dibab mat. Buan e teuis da welout e c'helle an hanter anezo beza stummet aes-tre diouz an hanter all, evel « ranna » diouz « rann », ha « gouiziegez » diouz « gouiziek ». A-walc'h e voe kemer 1.000 ger neuze. Ouz ar 1.000 ger-se e stagis geriou bihan, evel « me,

te, na... » hag eun nebeut anoiou divoutin, evel « Breiz, Gall, Saoz... ». Betek dont d'an niver a 1.047 en holl.

Da zibab ar geriou-se e ris evel-hen :

1. Eur roll kenta a savis, oc'h en em harpa war labouriou ar ouizieien am eus roet o anoiou.

2. Al labouriou-se a oa graet evelkent evit ar saozneg, ha reizet e tleent beza evit ar brezoneg. Ouspenn ma 'z eo dishenvel-tre an diou yez, ar vrezonegerien n'o deus ket an hevelep doareou hag ar saoznegerien. Da skouer, geriou evel « koef, krampouez, lann », eus an talvoudusa en hor yez, eur wech troet e saozneg, n'int ket e-mesk ar « geriou reta », pell ac'hano. Bez' ez eus ivez e brezoneg ar rannyezou. Keit ha dibab 1.000 ger, koulz dibab, pa c'heller, geriou komprenet e pep korn-bro. An harp brasa am eus kavet eo ar studi am eus graet eus troiou-lavar ar bobl. Displega a rin perak diwezatoc'h. Sevel a ris eta eun eil roll, hag a dalveze kalz muioc'h eget ar roll kenta.

3. Ne oa ket a-walc'h koulskoude. Ma tle ar « Brezoneg Eeun » dont da veza eur benveg-labour, e ranker gouzout da vat petra a dalv a-raok goulenn digant an dud ober gantañ. Setu perak em eus graet meur a daol-esa, skrivet evidoun va-unan meur a bennad e « Brezoneg Eeun », diwar-benn traou a bep seurt. En doare-se oun deut da beurreiza ar roll tamm-ha-tamm, « peurreiza », a lavaran, rak ne gredan ket e vefe kalz a dra da gemma ennañ bremañ.

*(Da genderc'hel)*



# Finn hag ar Fianned

Piou oa Finn, ha piou oa ar Fianned-se, ken brudet er skridou koz hag e kontadennou ar bobl, e Bro-Skos koulz hag en Iwerzon ?

Ar ger *Fianna*, troet da *Fianned* amañ e brezoneg, a dalv, war a greder, kement ha « soudarded, brezelourien ».

« *Levr ar Pevar Mestr* », savet e 1632, ennañ istor Iwerzon eus an amzeriou kosa betek amzer Sant Padrig, a lavar e vije bet lazet Finn er bloaz 283.

Ar Fianned a vije bet anezo e-pad war-dro kant vloaz. Bez' e oant eur bagad soudarded, 9.000 anezo en amzer a beoc'h, ha 21.000 en amzer a vrezel. A-raok beza degemeret e-mesk ar Fianned, e ranke eun den diskouez ampartiz e gorf koulz hag ampartiz e spered.

Pa ne vezent ket o vrezeli, e tremene ar Fianned an hañv (eus ar c'henta a viz mae d'an 31-vet a viz here) o chaseal. E-pad ar goañv e vezent bevet ha lojet evit netra e tiez an dud pinvidik, e pep korn eus ar vro.

Ar Fianned a oa a-wechou a-du gant roueed Iwerzon, hag a-wechou a-enep. Trec'het e voent en diwez gant ar roue Karbre en emgann bras Gavra, e 297.

Diaes gouzout da vat pez a zo gwir ha diwir e kement-se. Hervez gouizieien 'zo, e vije pell diouz ar wirionez. Pez a ouzomp evelkent eo ez eus chomet ganimp dournskridou niverus-tre diwar-benn Finn hag e dud, oc'h ober eun darn vras eus lennegez Iwerzon.

E-mesk an dournskridou miret evel-se, e c'hellomp ober ano eus : « *Emgann Gavra* », « *Kastell an Hiliberenn* », « *Kastell Kes Koran* », « *Kastellig Alman* », « *Kastell ar Roudouz* », « *Gouel Ti Konan* », « *Troiou Paotr Garo e Zilhad Louet* », « *Hemolc'h Menez ar Merc'hed* », « *Bugaleerez Finn* », « *Maro Finn* », « *Emziviz ar Re Goz* », hag all.

Ar wella anavezet eus ar c'hontadennou-se eo « *Diarmuid ha Grainne* », bet moulet e brezoneg gant GWALARN (niverenn 32).

Met ouspenn an dournskridou, ez eus ar barzonegou hag ar c'hontadennou a zalc'has da veva e-mesk ar bobl, en Iwerzon koulz hag e Bro-Skos, betek an 19-vet kantved. Skoueriou kaer eus ar c'hontadennou-se eo ar re a embannomp en niverenn-mañ.

E-kichen Finn e kavomp tud all brudet-tre, evel Osin, e vab, Oskar, e vab-bihan, Goll, Dermad (Diarmuid), Kilte, ha Konan, an hini a veze graet goap d'ezañ atao.

Ar pez a zo a bouez d'imp Brezoned er c'hontadennou-se eo ar spered keltiek, yac'h ha kadarn, a zo bet miret enno kalz gwelloc'h eget en darn vuia eus hor c'hontadennou pobl-ni. Eun dlead eo d'imp o anavezout, rak enno e vev kement o deus karet hon tadou-koz, kement o deus kavet brao, ha kement o deus kredet. Eur stag ouspenn int etrezomp hag amzer dremenet hor Gouenn, omp bet tost da goll dre gantvedou a zigalonegez hag a vez.



# Hans Andersen

Er bloaz-mañ e vo kant vloaz adal ma voe embannet e kêrbenn Bro-Danmark eul levr evit ar vugale a zo deut da veza brudet hizio dre ar bed holl : levr kontadennou Andersen.

Darn eus ar c'hontadennou-se a oa bet moulet araok. Met e miz mae 1835 eo e teujont er-maez e-giz levr evit ar wech kenta.

Hans Andersen a oa mab eur botaouer eus Fünen, eur gêrig vihan a Vro-Danmark. E gerent a oa ken paour ma ranke ar vamm kanna dilhad evit ar re all, hag ar paotrig a yeas ouspenn eur wech hep tamm d'e wele.

Pa zeuas brasoc'h, e voe goulennet outañ peseurt micher en doa c'hoant kemer.

« Me a fell d'in beza barz », a respontas. Ha kaer a voe ober, ne voe ket a zistrei anezañ diwar e froudenn.

Eun deiz eta e sammas eur pakadig war e gein, hag e kemeras hent Keubenhaven, ar gêrbenn. Pemzek vloaz a oa d'ezañ.

En em gavout a reas, a lavarer, gant eur vaouez koz. Ar vaouez koz a grogas en e zourn, hag o veza sellet piz outañ, e lavaras :

« Dont a ri da veza brudet-bras, hag eun deiz e teuio tud da gêrig d'az enori ».

Se a roas eun tamm kalon d'ar paotr, hag a yeas da skei ouz dor eur c'hoariourez vras, e spi da gavout

eur plas en eur c'hoariva. Dañsal, kana ha displega e varzonegou a reas dirazi. Met n'en doa ket c'hoaz echuet ma tirollas ar plac'h da c'hoarzin. Hans a dec'has eus an ti, an dour en e zaoulagad.

Klask a reas neuze kana da c'hounit e vara. Eur mestr brudet en doa lavaret d'ezañ e oa kaer-tre e vouez. Eun deiz koulskoude, c'hoarvezout a reas gantañ pez a c'hoarvez a-wechou gant an dud yaouank : e vouez a dorras, ha ret e voe d'ezañ klask eur vicher all.

En dro-mañ e lakaas en e spered skriva peziou-c'hoari. Sevel a reas unan, ha kas anezañ da rener eur c'hoariva bras.

« Ho pez-c'hoari », eme hemañ, « ne dalv netra. Ha koulskoude, danvez a zo ennoc'h, hag harp ho pezo diganin ».

Harpa a reas an den yaouank evit gwir. Hag Andersen a stagas da sevel levriou. E levriou a voe kavet mat, ha lennet gant kalz a dud. Setu ma welas Andersen doriou tiez an dud uhel ha pinvidik o tigeri dirazañ.

En unan eus an tiez-se e oa eur plac'h vihan. Hans Andersen a dommas e galon outi en eun doare souezus. Alies-tre e lamme-hi war e c'hlin, da glevout eur gontadenn digantañ. Ha Hans a gonte, a gonte...

Pa voe moulet ar c'hontadennou-se, e fellas d'an holl degemer ar skrivagner en o ziez. Pedet e voe eun deiz zoken gant ar roue. E-pad ar pred, e wele Andersen pep unan en-dro d'ezañ oc'h eva gwin, hag heñ ne oa kustum da eva nemet dour. Dre eurvad, ar gwerennou a oa gwer o liou, hag evel-se e



soñjas e c'hellje lakaat dour e-barz hep tenna evez den ebet. Met ar roue a oa lemm e lagad.

« Pa ever gant eur roue », emezañ, « e ranker eva gwin, n'eo ket dour ».

« Pa ever gant eur roue », a respontas ar skrivagner, « e teu an dour da veza gwin ».

Ar roue a roas da Andersen arc'hant da vont da ober tro Europa.

Hag eun deiz, e teuas da wir lavar ar vaouez koz : Hans a voe degemeret gant enor e kêrig e gerent.

Unan eus kaera kontadennou Andersen, « Plac'hig Vihan ar Mor », a zo bet lakaet e brezoneg gant Roparz Hemon. Fiziañs hon eus e vo troet kontadennou all en hor yez dizale, evit brasa plijadur ar re yaouank.

# NOTENNOU

**Brezoneg ar Vugale**

Donezonou : Dizano, Brest : 5 l. — Abeozen : 8 l. — An Ao. Dr. J.M. Le Goff : 50 l. — An Ao. J. Ar Bras : 20 l. — An Ao. A. Michel : 9 l. — An Ao. J. Le Naour : 3 l. 25 — Strollad Broadel Breiz, Kevrennad Naoned : 22 l. — An Ao. Y. Gueguen : 100 l. — An Dim. M. Gourlaouen : 50 l. — An Ao. Fred Moyse : 20 l. — An Ao. F. Even : 100 l. — An Dim. D. Guieysse : 15 l. — An Ao. Mens : 20 l. — en holl : 422 l. 25.

Levriou kaset : « Brezoneg er Skoliou », Ar C'hastell-Neve, da veza roet evel priziou brezoneg : 1.200 l. — Skol Gristen ar Baotred, Sant-Tegoneg : 80 l. — en holl : 1.280 l.

Bennoz Doue d'an donezonourien. A drugarez d'ezo hon eus gallet paea an dle a oa chomet da heul embannidigez « *Rimadellou ar Gloud* ».

Chom a ra er c'hef : 5 l. 80.

**« Kannadig Gwalarn »**

N'hellomp ket kenderc'hel da rei « *Kannadig Gwalarn* » evit 10 lur. Ret eo d'imp kreski priz ar c'houmanant-bloaz da 15 lur, da lavarout eo, an hanter eus priz koumanant « *Gwalarn* ».

Koulskoude, fellout a ra d'imp ober eun dra



bennak evit ma vo aesoc'h d'hor mignoned kavout koumananterien nevez da « *Gannadig* » :

Pep koumananter *nevez* da « *Gannadig Gwalarn* » a c'hello, *en eur baea priz e goumanant* (15 lur), kaout war ar marc'had hag evit netra al levr « *Cours Elémentaire de Breton* », gant Roparz Hemon, pe ma kav gwelloc'h, levriou all, gant na savo ket ar priz anezo kemeret holl war eun dro uheloc'h eget 12 lur.

Evit « *Gwalarn ha Kannadig Gwalarn* » ez eus eur reolenn heñvel :

Pep koumananter *nevez* da « *Walarn ha Kannadig Gwalarn* » a c'hello, *en eur baea priz e goumanant* (30 lur), kaout war ar marc'had hag evit netra al levr « *Petit Dictionnaire Pratique Breton-Français* », gant Roparz Hemon, pe ma kav gwelloc'h, levriou all, gant na savo ket ar priz anezo kemeret holl war eun dro uheloc'h eget 22 lur.

**« Gwalarn » ha « Kannadig Gwalarn »**

Muioc'h-mui e fell d'imp e vefe « *Kannadig Gwalarn* » kazetenn an holl, tra ma chomo « *Gwalarn* » hini ar re a ya pellik a-walc'h war studi ar yez, hag a zo gouest da varn talvoudegez an oberou a embanner ennañ. Muic'h-mui e komprenomp ez eus daou rummad lennerien da heñcha war ar brezoneg. Er bloaveziou kenta e kredemp e oa a-walc'h labourat amañ evit ar rummad uhela. Gwelout a reomp hizio ne c'hellomp fiziout nemet warnomp hon-unan da labourat evit ar rummad izela ivez.

Ar c'hemm etre « *Gwalarn* » ha « *Kannadig Gwalarn* » a dle beza eun tammig e danvez ar skridou, ha kalz muioc'h e doare ar brezoneg.

Skridou « *Kannadig Gwalarn* » a dle beza skridou da blijout, ha da gentelia a-wechou, heñvel ouz ar re a gaver er c'hazetennou sizuniek ha miziek e yezou all, hag evel just, breizekoc'h a spered. Skridou « *Gwalarn* », — hen lavaret hon eus meur a wech, — a c'hell beza n'eus forz petra, gant ma vo enno braventez, gouiziegez pe furnez.

Yez « *Kannadig Gwalarn* » a dle beza eeun, aes da lenn evit brezonegerien ar bobl kenkoulz hag evit ar re a zesk ar brezoneg. Yez « *Gwalarn* » a c'hell beza pez a gar, gant ma vo unvan he doare-skriva.

Daou labour disheñvel, ha stag an eil ouz egile evelkent. An eil o kaout ezomm eus egile. An eil hep ster ebet hep egile. Eun dra vat eo, — hag eun dra fall ivez, — e vefent graet, an eil hag egile, gant an hevelep tud.

**Levriou nevez**

*MOUEZIOU AN ABARDAE-NOZ, gant Toussaint Ar Garrec, e gwerz e ti an oberour, 2, rue de Poulfanc, Montroulez, 162 a bajennou, priz : 12 lur.*

Tamall a reomp d'an dastumad-mañ a varzonegou an doare-skriva, ha n'eo ket atao eus ar reisa. Ar barzonegou o-unan a zo eun tammig re heñvel ouz barzonegou skrivet kant gwech, evel « *Kaerder va Bro* », « *Son va Mestrezig* », hag all. Eur wech lavaret kement-se, e tleomp meuli an oberour, hag a zo dournet-mat a dra-sur, ha gouest da gana en eun doare flour, hervez reolennou-barzonia ar varzed gwechall, ha n'int nemet reolennou-barzonia ar galleg. Pez a blij d'imp ar muia el labour-mañ eo ar barzonegou diweza, ha dreist-holl an hini savet en enor Brizeug. Al levr-mañ a dalvez ar boan e brena.



*AR BLEIZI, pezig-c'hoari en eun arvest, Ti Moulerez, 18, ru Baris, Montroulez, 32 bajenn, priz : eur skoed dre ar post. Skriva da « C'hoarierien Yann Gouer », Boest-Post 2, An Uhelgoad.*

Setu amañ an hini kenta eus eur rummad « peziou-c'hoari ar bobl ». Evel pez-c'hoari, n'eo ket fall-fall, hep beza kalz dreist d'ar peziou-c'hoari a vez savet evit ar patronajou.

Ar yez hag an doare-skriva anezañ a zo eur vez.

Skriva ar brezoneg hervez doare ar bobl en eur c'horn-bro ne dalvez da netra, na d'ar bobl, na d'ar brezoneg. Kredi e vo aesoc'h da lenn seurt brezoneg d'ar bobl eget brezoneg reiz a zo eur fazi. E holl vuhez, e stourmas Yann Sohier a-enep ar fazi-se.

Aet kuit Sohier, e welomp ar skridou a vije bet tosta d'e galon saotret gant eun doare-skriva a lakafe lennerien « *Ar C'hourrier* » zoken da skrija.

Ha setu penaos e welomp dre ar bed poblou bihan o tihuni, o sevel traou kaer, o kavout nerz ha frankiz, tra ma chom Breiz evel ma oa. Bez' e vo tud c'hoaz marteze o c'houlenn perak !

**E Kerne Veur**

War ar gazetenn « *Old Cornwall* », niverenn an hañv, an Ao. R. Morton Nance a embann eur gontadenn gernevek, « *An Lorgan y'n Dour* » (Al Loargann en Dour), ha pennadou all a dalvoudegez diwar-benn ar c'herneveg.

Trimiziek eo bremañ ar gazetenn « *Kernow* ». An niverenn diweza, hini vezeven, a zo enni 24 a bajennou liesskrivet, da lavarout eo, koulz hag 48 a bajennou moulet. Bez' e kaver enni eur barzoneg,

kontadennou, istoriou beaj, penn kenta eun droidigez eus « Branwen, Merc'h Lir », kendalc'h « *Pasyon agan Arluth* », hag all.

**Ar Simbol**

Al lizer da heul a deu d'imp eus Naoned :

« ...*Ret eo d'in rei d'eoc'h da c'houzout ar c'hlemmou a zo du-mañ diwar-benn urziadur ar* Simbol. *Kavout a ra d'imp ne vez ket graet brud a-walc'h tro-dro d'ezañ. Morse ne vez embannet roll ar re o deus gounezet pe c'houitet (da lavarout eo eur roll klok adalek deiziou kenta ar* Simbol).

*Dre ma ne c'heller ken kavout levrig ar reolennou bremañ, diaes-kenañ eo, zoken evit ar re a ra o menoz tremen ar* Simbol *gouzout penaos ober.*

*Ret d'ezo furchal e niverennou koz* Gwalarn *daou pe dri bloaz 'zo.*

*Eur si a gavomp c'hoaz en aozadur an arnodenn : an diouer a* studienn-heñcha *an hini eo. Diaes-tre eo evit tud eveldomp-ni, du-mañ, gouzout, n'eo ket endeeun peur na pelec'h e vo graet eun arnodenn, hogen peur ha penaos e vimp gouest da dremen anezi.*

*Kredi a ran ez oa gwechall eur rummad-poelladennou, graet a-ratoz gant skol dre lizer* Ober, *evit prienti an dud da dremen ar* Simbol. *Damant eo, d'am menoz, ez eo bet lamet* ».

Setu amañ ar respont a c'hellomp ober, evit bremañ (diwezatoc'h, marteze, ez aio gwelloc'h an traou):

1. A-ratoz eo ne vez ket graet brud en-dro d'ar *Simbol*. Arabat ober brud en-dro d'eun dra bennak, pa n'heller ket kas an dra-se da benn. Evit aoza ar *Simbol* en eun doare dereat, e vefe ret kavout eun den, ha n'en defe d'ober netra nemet an dra-se.

2. Diwar meur a abeg n'hellomp ket embann roll klok ar re o deus gounezet en arnodenn adal ar penn kenta. Evit ar re o deus c'houitet, an dra-se ne vez graet, a gredomp, e bro ebet. Evit anaout istor ar *Simbol*, n'eus nemet lenn niverennou koz *Gwalarn*.

3. Reolenn ar *Simbol* a zo bet adembannet e niverenn 65 *Gwalarn* (ebrel 1934). Ar re n'o deus ket anezi a c'hell he frena evit 16 real.

4. Gwir eo, mat e vefe kaout eur reolenn-heñcha pisoc'h evit an arnodenn. Ar re a zo bet barnerien en arnodenn a c'houlenn ivez an dra-se.

5. Skol dre lizer *Ober*, graet bremañ gant kement a galon e Douarnenez gant an Dim M. Gourlaouen, a zo distag diouz *Gwalarn*.

Hor menoz, berr-ha-berr, eo :

a) kemer ali digant ar Simbolidi goz, barnerien an arnodennou dreist-holl, hag ar re o deus c'hoant tremen. O fedi a reomp eta da skriva d'imp pez a soñjont diwar-benn kement-se, evel m'o deus graet hor mignoned eus Naoned.

b) gwellaat ar reolennou, hag urziadur an arnodenn.

k) en em glevout gant *Ober* diwar-benn ar skol dre lizer, ma c'hellomp.

Eur gerig ouspenn :

Breiz a zo eur vro e-lec'h ma rank an den, bep

gwech m'en deus ezomm eus eun dra bennak, *kroui* an dra-se e-unan. D'ar re o deus c'hoant tremen ar *Simbol* da aoza an arnodenn o-unan, da gavout ha da c'hervel barnerien. Se a zo spered ar reolenn, ha war ar poent-se da vihana, ez eo mat, ha ne dle ket beza kemmet.

---



---

Moulerez 17, ru d'Algesiras, Brest

*Ar Merour* : Y. Drézen

Priz : 16 real